[illegible]

✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣✣

*BULLIOU an AUTROU-CHRIST, composet e Carmou Brezonec :* var un Ton nevez.

MAr plich guenecoc'h, e chelaouet
Ur Verz nevez so composet,
Da ur Plaç Santel ez e grêt,
Da Jesus-Christ ez e formet.
Hac abalamour d'eur Chapel
Hon eus ebars e Breiz-Izel
En ur Parres hanvet Scaër,
E bars en Escopty Quemper.
Christenyen, me ho suppli,
Deut da Sant Salver da Goadri;
Da c'hounit an Indulgeançou
So deut deveus a Rom ennou.
O visita hequen ar Chapel
Ez eus Indulgeançou Plenier,
Pevar-uguent deis a bardon,
D'hor pec'hejou remission.
O cofes, o communia,
Hac o visita ar Plaçmâ,
Eus dilivranç a bemp ene
Eus a dan ar Purcator ive.
Gant ar Pab ez int accorder
Da guement den a so ganet,
Da guement a zeu er Plaç-mâ
En intention d'e visita.
Var an douar ne dens hini
Devotoc'h Plaç evel Coadri:
Beza co an ancienna



A

A Chapelou Christ er vro-mâ.
E bars er bloavez mil ha cant
Ha neufe pemp hae anter-cant,
E voa ar guernez er vro-mâ
Gant an dut oc'h e visita.
Tud fall a voa ebars er c'hontre,
Adversouryen bras da Zoue,
Hac a zeuas da Sant Salver
A losqueas Bullieu ar Chapel.
Negliget voe ar Chapel neufe,
Hep nep mantion er c'hontre;
Daou c'hant hae anter-cant goude
Ec'h eure Miraclou arre.
Mæs dre abec ne onient qnet
Pe sort Sant enhi a beder,
Inspiret voe an Autrou Querne
Da ober oræson da Zoue.
An nos goude an oræson grêt;
Doue en dens e exaucet;
Dre e Vam e risquezas dezâ
Ar verrus eus ar Plaç-mâ.
Hon Jesus-Christ evir e c'hloar,
A zigaças var an douar
Mein rous pe dre re e ouier
E voa Jesus ebars a beder.
Ar Groas voa en darn ane;
Darn-all an Tach en daou goste;
En darn-all form ar Gnrun Spern
En toullas betee an esquern,
Ha tol al lanç eus e galon,
Mercou oll demaus e Bassion.
Dont a ra tud a bep cartier

Bemdez da Ilis Sant *Salver*
Da guerc'hat ar Myſteriou-ze,
Dre ma zint formet gant Doue.
Donet a ra dy beleyen,
Ha Tud-Gentil ha Bourc'hiſyen,
Ha Menec'h ha Cabucinet,
Recoleſet ha Payſantet.
A zeu da guerc'hat anezo
Da gaç gante d'o C'houenchou:
Bete Rom e caſſet ane,
Ur Miracl bras eo quemenſe.
Auteur ar Verz ſo bet e Rom,
Chaloni e Quemper e chom,
En deus d'ar Pab o diſquezet,
Ouz o guelet voa eſtonet,
A guef ur Miraël bras an dra-ze;
Eno e viras aneze.
Hac a zeu da ſupplia
Ar C'hriſtenyen voar ar bed-mâ
Da zont da zouguen anezo
Abalamour d'ar Miraclou
A ra Mæn Sant Salver bemde
En andret nep a fonch enne:
Evit teſteni e clevet
Darn ar Miraclou o deus grêt.
A Voure'h Crozon Rene Joannas.
Da Ilis Coadri a zeuas,
Hac a gaças ive gantàn
Unan demeus ar Mæn Chriſt-mâ.
En e Barrous pa arruas,
An Autrou Viquer a glevas,
Pehini ountàn voe eoloret,

A redas buan d'e gavet.
Rentet din ar Mæn, emezàn,
Hoc'h ens digacet a Coadri amàn,
Va-unan rentet-an din,
Pe birviquen n'hoc'h absolvin.
Ar Pelerin p'en deus clevet
E vise a Absoven privet,
A rentas pront ar Mæn dezàn,
Hac èn e chetas diountàn.
P'en devoa tolet ar Mæn-ze,
E laras neufe d'e guile:
Ma rentet d'ar guet, me ho ped,
Ar fcletigen am' eus collet.
Allas Doue! me vel dija
Ar vertus demeus ar Mæn-mâ:
Offanset emeus va Jésus,
Chetu me tentet maleürus.
Mæs n'en deus eas, monet a rin
D'ar Plaç devot eus a Coadri,
Hac eno me c'houlenno pardon
Digant Jesus a vir galon.
A ben daou pe dri de e voe
En Coadri er Plaç Santel-se,
Ha n'en devoa quet ar guelet
Quen a voe ar Mæn deza clasquet.
Clasquet e voe dezàn ar Mæn,
Laquet ebars en e guetc'hen:
Voar ben er gueat ma voa arry,
E vele couls ha pep-hini.
Voat ar C'hayer ez è merquet,
Sinet mat ha gouarantet,
E Crozon d'ar c'houls-se Viquel;

Hoguen ne fell quet e henvel.
Diou Vrœc eus a Guer a Venet,
Mari Riou ha Mari Mettet
A voa bet deut da bardona
Da Goadri d'ar Plaç Santel-mâ.
Cofesset ha Communiet,
Roet dezo gant ar Bælec
Peb a Væn-Groas da gaç gante,
Hac int d'o disquez er c'hontre.
Hac arruout un den mechaot
A voa hanvet Rene Jorant,
Hac èn o crigui er Mæn santel,
En taolas e creis ar Rivyer.
P'an devoa taolet ar Mæn-se,
E voe puniffet gant Doue:
Maro d'an douar e couezas,
Goude bout taolet ar Mæn-Groas.
An diou Vrœc a grogas ennàn
Da dougeen d'ar guer anezàn:
Neuse e retornjont d'ar ster
O diou da glasq ar Mæn santel.
Pa arrujont gaot ar ster-mâ,
E voa ar pesquet o caoa:
A ur vouez oll e canent gue,
En ur laret: *O Crux ave!*
*O Crux ave, spes unica!*
Enor da Roue ar bed-mâ.
Autrou-Doue, eme ar pesquer,
Peguer bras graç e dimp-ni caver
Ebars er ster-mâ guenimp-ni
Ar Mæn precius a Goadri!
Ny a gano ravissant,

Ma vo hor mouez quen eloquant ;
Ma vo clevet bete an Eê
Gant Jesus-Christ map da Zoue.

D'ar Guener ar Groas bep bloa
E can ar pesquet er ster-mâ,
Ouspen tri mil eus aneze
En amser voar dro ar Mæn-se.

Ha quen agreabl o mouezyou,
Ma rejouissont ar sperejou
Deus ar re a dremen ar ster bras,
Er plaç-se d'ar Guener ar Groas.

Deus 'a Escopty Sant Briec
Ur Plac'h Jannet ar Gall hanvet,
E devoa ar maleur da rencontr
Ur c'hi arraget divergont.

Diaraoc oa bet o pardona
E Coadri ar Plaç Santel-mâ,
E rigaças gantbi ar Mæn-Groas,
Voar dro e gouzouc en laquas.

Ar c'hi nonobstant a bep tra
A lammas pront gant ar Plac'h-mâ,
Hac a attrapas ar Mæn-Groas,
Gant e arrach e lonquas.

Ur Miracl bras da gompreni :
An diaoul a sorti diouz ar c'hi,
Hac bep drouc e chomas ar Plac'h,
Hac ar c'hi a voa rentet yac'h.

Hemàn so ur Miracl deomp-ni
A dle donet d'hon exhorti
Da zerc'hel-mat dà Væn Coadri
Hor preservo ouz drouc ar c'hi.

Deus a C'hourin Mari Raoul

A roas e buguel d'an diaoul;
Pa oa latet e guir presaot,
E antreas pevar ferpant.
— Hae iot lammet d'ar Buguel-so;
Cregui ennàn a bep coste;
Pa oe allent ober droue dezà,
O deus goulennet diountào:
Petra so ous da breservi,
Na ellomp quet da remui.
— Ar Buguel a bemp bloas oaget,
Bisfoas guer n'en devoa laret,
Quen a voa d'ar pevar ferpant
Ar c'homsou a glever presaot.
Emedi gueoceô Mæn Coadri
Elec'h n'hoc'heus quet a veli:
Ur Myster bras eo a so formet
Ha gant Doue e-unan groet
Neafe e crijoot queo horribl,
O fongeal e voa impossibl:
Quer buhao ez int fortiet,
Ar Vræe a voe ganto noret,
Perelus demeus e isili,
Hep gallout eo em remui.
Hemào so ur Miracl, Christenyen;
Groet dre ar vertuz eus ar Mæn!
Preservi ur Buguel ouz pevar ferpant,
Ha digaç dezàn ar parlaot.
Christenien, e Parres Scaër,
A dostic memes d'ar Chapel,
E voa bet ur Buguel coueƺet
Ebars en ur punç dôn meurbet.
— E spaç a c'hauac'h heur dianquet;

Na ouïer pelec'h oa et ;
Pa yas e Vam da deona dour ;
E eavas er punç he c'hrouadur.
Hac hi commanç da grial ;
Ar Buguel a respont rectal :
Tevet, va Mammie, emezàn.
Me n'em eus drouc ebet amàn.
Ar Vam pa glevas anezào ,
A c'houlennas prest digaotàn :
Petra en deus ho preservet
N'en doc'h en dour et d'ar gouelet ?
Ar Mæo oc'h eus laquet em c'herc'hen
Griet ebars un tam lien.
En dour betec ennào hon et.
Hoguen davantaich n'en dan quet.
Ouzpeo eus unan erog em dorn ,
Toullet e zreid hac e daou zorn ,
Hae un taol lanç dindan e vroo ,
Hac ur Croas ebars en e zorn.
A so amàn ouz va sicour ,
Hac èn ne douich quet ouz an dour,
Hoguen , ma Mam , ho suplian ,
Ma zennet emeus ar punç-màn.
Neufe voe splamet ar butzud ,
Ma teuas oombr bras eus a dud :
Tennet voe demeus ar punç-se
Tae'h ha dispos , hac en buhe :
Voar ar c'hayer ez e merquet ,
Gant unan ha tregent siuet.
En ur Mission en Naounet ,
Chelaouit oll hae ententet ,
Pa voa ar Ȝelee o sermon ,

E erruas gurun diræsoa.
Dre an nor-dal e antreas,
Ur maleur bras a c'hoarvezas.
Rac pevar c'hant den a semplas,
Trizec a voogas var ar plaç.
Ar Bælec beptet a brezegue,
Hac a voe distolet ive
Deus ar Gador emesq an dud,
Ha ma voe terrubl ar burzud.
Ruillet en eil pen d'eguile
Gant ar gurun dre an Ilis-se,
Pa ne alle dont d'e lazàn,
En toalas ur c'hart-leo dioutàn.
Hac én dont da gonsideri
Petra voa ouz e preservi:
Ebars eu e c'hodel pa sellas,
Mæn Coadri ebars a gavas,
En devoa roet e Dat dezâ,
Bet e Coadri o pardona.
Ur Vroæc hanvet Mari Mene
En poan deus a vugale,
E spaç deus a bemp de poaniet;
Ha gant an oll abandonet,
A voe inspiret gant Doue
Evit gemeret ar Mæn-se.
Pa geemeras Mæn Sant Salver,
Ha laret varnezàn pemp *Pater*,
Daou vuguel e deveus ganet
Casi hep santrout poan ebet.
Chelaouet c'hoas, me ho suppli,
Ur Miracl gret gant Mæn Coadri,
Ha dre graç Jesus hor Salver,

En enor dezàn en douguer.
A Gongoerne ur Merdeat,
Voar ar mor en ur gombat,
Lequet an tan en e listri,
Ha couezet er mor da veuzi.
Tri-uguent den a voa el lestr
Ebars er mor a veuzas prest,
Nemet tri-all hac an den-màn
A voa Mæn Sant Salver gantàn.
Rac-se voar ar mor a neuyas,
Dre ar vertu eur ar Mæn-Groas,
Ar re-all erog ennàn o zri,
Pebez moyen d'o c'hundui!
E Conquerne pa erruas,
An dud diountàn a c'houlennas:
Pelec'h ema ho confortet
So gueneoc'h ac'han partiet?
Ebars er mor omp attaquet,
Siouaz, gant hon ennemiet;
Lazet ha beuzet e ar re-all,
N'eus chomet nemerdomp hon pevar.
Penaus eta hoc'heus-u gret,
N'en d'oc'h na beuzet na lazet?
C'hui a voa assambles gante?
Penaus e arruet quemense?
Quent evit ma voamp ambarquet,
Em boa alies suppliet
Quemeret a Goadri ar Mæn-Groas
Da vont gueneomp voar ar mor bras.
Nemet ober goap ac'hanon ne ret,
Doue en deus-y punisset;
Me voa beuzet quercouls hac y,

Ma na vige gueoê Mæn Coadri,
N'en deus den sur e nep cartier;
Mar de ur C'hristen fidel,
N'eo deus gantàn e pep amser
Unan eus a Vein Sant Salver.
Ar Mæn a Sant Salver so mat
Ouz an drouc ebars eo daoulagat;
Ouz an derien n'en deus quet guell tra
Evit eva dour divoarnezâ.
Ha neuse d'ar groaguez a ve
E poao da guenel bugale,
Ouz ao dour, ao tao, ar gurnoou;
Preservi a rei nep en dougo.
Ouz ar chas arraget mat e,
Ha da laeat d'ar vogale,
Evit miret oa veut scoet
Gant bar na drouc aves ebet.
Gant ar Pap Celestio digacet
Da nep en dougo gaot respet
Daou-uguent bloaz pardon,
D'hor pec'hejou remission,
O toot da zere'hel ar Mæn-se
En o compagnuoez nos ha de.
Mæs ret eo lavaret voaroezâ
Pemp *Pater* ha pemp *Ave Maria*,
Hep maocoot gueich, da bep Guener;
Da devez a Guener ar Groas
So enni Indulgeançou bras.
Da Vouel ar Sacramant da Yaot
Ez eus ar memes Pardoniou,
Evelse d'ar Guener ar Groas,
Pa zeu tud dei voar o zreid noaz.

Eno e cavo ar pec'her
Digant Jesus-Christ hon Salver
Un arm hac a so cre meurbet
D'hon diouall ouz an droue-speret.
Christenyen, voar dro ar Chapel
E suposomp douar saotel,
Rac nemet e douar Mene Calver
N'ea deus Mysteriou hon Salver,
Evit a guement a ve formet
En douar gant Salver ar bed.
Mæs pa na ellomp monet dy,
Deomp oll d'ar Chapel da Goadri,
Ny gavo ar memes Mysteriou
Formet gant hor Salver eano.
Ar Groas memes ma zeo bet
Jesus d'ar maro laqueet,
Na de quet, eredet petra larân,
Preciussoc'h evit boumàn.
Racse c'hoas dimp-ny bourrevyen,
Hac hor c'hrimou-ni pec'heryen,
En deus bet formet ar Groas-se
Da laquat d'ar maro Doue;
Hac èn e-uoan en deus groet
Ar Mysteriou-màn binniguet.
Racse compren eta, pec'her,
Pe ar Groas groet gant hor Salver,
Pe an hini a reomp hon-unan-
A dle beza ar preciussa.
Jardin cürus ha binniguet,
Gant Goad Jesus arrouset,
Conservet din ur bouquet ros
D'am fleurissa er Baradoe. *FIN.*

